# Breved 2013 : arnodenn dre gomz : istor an arzoù

5 oberenn a zo da studiañ ha da ginnig. An oberennoù-se a rank bezañ stag ouzh 1 eus an dodennoù kinniget, ha stag ouzh 3 zachenn vras (e-touez ar 6 tachenn a zo) da nebeutañ.

Un teuliad a zo da sevel, ha dav eo deoc'h dont a-benn da aozañ ur c'hudennadur. Aliet oc'h da studiañ oberennoù disheñvel o stil, ha savet e mareoù disheñvel ivez.

Un notenn diwar 40 poent a vo, kontañ a ra evit ar breved.

Dre strolladoù 2 zen e tremener an arnodenn, met hiniennel eo an notenniñ. Displegañ a rit ho labour e-pad 5 munutenn ha goude-se e vo savet goulennoù gant ar juri e-pad 10 munutenn.

| dodennoù | | tachennoù | |
|---|---|---|---|
| **D1** | Arzoù, krouidigezhioù, sevenadurioù | **T1** | Arzoù ar spas (arkitektouriezh, aozañ liorzhoù) |
| **D2** | Arzoù, spas, amzer | **T2** | Arzoù al lavar (lennegezh) |
| **D3** | Arzoù, riezoù ha galloudoù | **T3** | Arzoù ar pemdez (design, objedoù arzel) |
| **D4** | Arzoù, mojennoù, relijionoù | **T4** | Arzoù ar son (sonerezh) |
| **D5** | Arzoù, teknikoù, ezteurel | **T5** | Arzoù an abadennoù bev (pezhioù-c'hoari, sirk, dañs) |
| **D6** | Arzoù, torroù, kendalc'hioù | **T6** | Arzoù ar gweled (arzoù neuziañ, sinema, luc'hskeudenniñ) |

| Priziañ | **Kinnig (C1-C7)** | **Diviz (C1-C7)** | **Gouzout (C5)** |
|---|---|---|---|
| perzhioù da briziañ | frammet eo (1) | respont d'ar goulennoù (2) | geriaoueg resis (2) |
| | komz: aezamant (2) | arguziñ poellek an dibaboù hiniennel (2) | degouezhad, daveoù istor ha douaroniezh (2) |
| | aes da gompren (2) | | sevenadur hollek war an arzoù (3) |
| | Intrudu (2) | barregezh da zivizout (2) | |
| n'eo ket/n'eus ket | | | |
| war an hent mat | | | |
| mestroniet | | | |
| notenn /20 | / 7 poent | / 6 poent | / 7 poent |

Ret eo deoc'h dibab unan eus ar c'hinnigoù. Evit kement kinnig zo e kaver peder oberenn, ar pempvet oberenn a zo da vezañ dibabet ganeoc'h.

**Kinnig 1 : aozañ liorzhoù T1, T3, D1, D2, D3**

liorzhoù kastell Villandry, Bro-C'hall
liorzhoù Kōraku-en, Japan
liorzhoù kastell Stourhead, Breizh-Veur
liorzhoù Alhambra Granada, Spagn

**Kinnig 2 : taolenniñ merc'hed T6, D1, D6**

Plac'h hec'h erminig, Leonardo da Vinci
Plac'h he mandolinenn, Tamara de Lempicka
Al lennerez, Jean-Honoré Fragonard
Plac'h en he noazh (Charis, Santa Monica, 1936), Edward Weston

**Kinnig 3 : savadurioù dibar T1, T3, D1, D3, D6**

Opera Sydney, Aostralia
Kastell Neuschwanstein, Alamagn
Mirdi Beaubourg, Bro-C'hall
Ti al lamm-dour, SUA

**Kinnig 4 : taolenniñ ar brezel T6, D1, D3, D6**

Guernica, Pablo Picasso
Ar Brezel, Henri Rousseau
A Sharpshooter's Last Sleep, Alexander Gardner
Emgann An Alre, Jean Froissart

**Kinnig 5 : arz en diavaez T1, T3, T6, D1, D2, D6**

Spiral Jetty, Robert Smithson
Milendall Ponteverda, Robert Morris
Wave Forms, Dennis Oppenheim
The Gates, Christo